WIKIPEDIA

# Vietnameg

Ar **Vietnameg** (*tiếng Việt*, pe dibaotoc'h a wezh *Việt ngữ*[1]) eo yezh ofisiel ha broadel ar Vietnam. 86% eus poblañs Viet Nam ha war-dro tri milion a Vietnamiz eus tramor o deus ar yezh-mañ da yezh-vamm. Komzet e vez evel eil yezh gant kalz minorelezhioù etnek e Vietnam. Ur yezh eus skourr ar yezhoù aostrez-aziatek eo, hag an hini ar muiañ komzet eo er strollad yezhoù-se hag a-bell (meur a wezh muioc'h a dud a vez ouzh he c'homz evit a dud a gomz ar yezhoù aostrez-aziatek all lakaet a-gevret)*(Daveoù a vank)*. Ul lodenn vras eus geriaoueg ar vietnameg a oa amprestet digant ar sinaeg, hag a veze skrivet gwezhall oc'h ober gant reizhiad skrivañ Bro-Sina, daoust ma veze treset en ur stumm all ha ma oa distaget e giz ar vro. Da-heul an trevadennerezh gall eo bet levezonet ar vietnameg gant ar galleg, hag ar reizhiad skrivañ vietnamek (quốc ngữ) implijet hiziv zo ur stumm azasaet eus al lizherenneg latin, gant sinoù diakritek evit toniadoù hag un nebeud lizherennoù ispisial.

## Notennoù

1. Un eilstumm all, *tiếng Việt Nam*, anavet ivez evel "Quốc Ngữ" evit "yezh vroadel", a vez iplijet ral a wezh gant ar vietnamegerien a-vihan ha moarvat eo un nevezc'her troet ger-ha-ger diwar ur yezh all. Implijet e vez dreist-holl gant ar re o deus desket vietnameg hag en testennoù troet diwar yezhoù all. Ar vietnameg a veze anvet *Annamese* en testennoù kozh abalamour d'hec'h anv pa oa Viet Nam un drevadenn c'hall (*sellet ouzh Annam*).

Adtapet diwar « https://br.wikipedia.org/w/index.php?title=Vietnameg&oldid=1816053 »

**Kemmoù diwezhañ degaset d'ar bajenn-mañ d'an 17 Kzu 2018, da 03:24.**

Gallout a reer implijout an testennoù zo dindan an Aotre-Implijout Creative Commons Dereiñ/Kenrannañ diouzh an hevelep divizoù; divizoù ouzhpenn a c'hall bezañ ivez. Gwelet an Doareoù Implijout evit gouzout hiroc'h.